# Eun dro e Kembre

An tren a zegouezas e Kerdiz e-kreiz an noz. Ar meurz 5 a viz eost 1930 e oa. Adal an derc'hent e oa boulc'het goueliou an Eistezvod vroadel e Lanelli. Ha pedet e oan da zont gant ar C'hembread brogar, keneil hegarat ar Vrezoned, an Ao. Dyfnallt a Gerverzin.

Eus Kerdiz, ne welis nemet an ti-hent-houarn. Soñj am eus e oa daou bolis o tivizout war ar c'hae, ha daou zen yaouank o finval hag o firbouchal, moarvat da heja kuit ar yenijenn. An tren a ruilhas adarre, ha me morgousket, o klask sellout koulskoude dre an noz teñval. Ouz troad ar postou-kleuzeur e lufre an douar gleb. A vare da vare e skiltre eur barradig-glao, o roudenna ar werenn. Goustadik e tibune dirazoun anoiou kêriou bro ar glaou. E saozneg, siouaz, daoust m'em bije karet gwelout o stumm keltiek : Pont-Vaen, Penebont, Aberavan, Kastell-Nez. Gant ar goulou-deiz o tont, e spurmanted bremañ ar dremmwel, eun dachennad douar displann a-ispilh dindan eun dachennad oabl lafarek.

Anaout a raen Kembre an hanternoz, eus aber an Dourdoue betek Kergebi. Eus Kembre em boa miret eñvor aodou traez glan ha kerreg, digor-bras d'an heol, ha kestell koz e-harz meneziou glas. Setu ma kaven eur vro du, soubet er glao, digened, o c'houeza warni eun avel, put evel avel miz genver.

Diskenn a ris en Abertawe, ha mont da vale dre gêr. Petra bennak, avat, gant an amzer fall, ar mintin abret, skuiznez an noz, eur chomlec'h bet roet d'in hag am boa kollet, n'em boe plijadur ebet o kenderc'hel, hag e tistrois buan da gemer an tren kenta evit Lanelli.

Eno e tegouezis war-dro nav eur. Ne c'hortozed ac'hanoun nemet da bemp eur en endervez. Ne glaskis ket kavout va mignoned dioustu. Lezet va fakadou en ti-hent-houarn, tremenet e ti an trouc'her-baro, ha leinet mat en eun ostaleri, ez is va-unan-penn da zizolei kêr an Eistezvod, diskuiz ha dillo, e tommder klouar an heol, tarzet trumm a-dreuz d'ar c'houmoul teo.

Ne lavarin ket n'em eus gwelet biskoaz eun engroez evel ma welis en deiz-se o teredek. N'eus nemet mont da bardon bras ar Folgoad da welout kemend-all. Pebez kemm, avat, etre engroez hor c'houerien hag hor c'houeriadezed, en o gwiskamantou broadel, o kerzout, evel ma reont atao, o fenn en a-raok evel chatal, hag engroez an dudmañ, holl « e giz kêr », sounn, prim ha divorfil. Ne oa ket brao, e gwirionez, an engroez-se da welout. Evit ar wech kenta, — ha ne dlee ket beza ar wech diweza, — e voen feuket gant divlizidigez, pe



amvlizidigez Kembreiz. Ne gomzan ket eus ar baotred : kasketennou louet ha dilhad teñval evel e pep bro. Ar merc'hed, avat, a oa eun druez penaos e oant aozet. En derc'hent end-eeun, o vale dre Hyde Park e Londrez, em boa merzet pegen mistr e oa gwisket ar Saozezed, pegen heñvel e oa deut Londrez da veza er feur-se ouz kêriou an Douar-Bras. Hogen hizio, o welout ar broziou koton roudennet ha liou-flamm, an togou plouz gant skoulmou seiz ha voulouz a bep tu, ha dreist-holl ar mantilli goumet melen ha glas, e soñjen o dije gellet hol Leanezed a Garitez dont gant o emzivadezed, ha c'hoaz rei kenteliou da wregelez ar vromañ. E-pad va zro e Kembre, n'em eus kavet nemet teir maouez gwisket-mat : an It. Dyfnallt, an Dim. Meirion, he merc'h, ha Miss Megan Lloyd George, merc'h he zad.

Klask a ris gouzout pe yez a gomze an holl dud vat-se etrezo. Klevout a ris bommou saozneg ha bommou kembraeg a bep eil, hag a-wechou bommou eur yez, a dlee beza saozneg distaget e doare Kembreiz. E Breiz ivez e vezan nec'het alies o c'houzout pe yez a gomz an dud, ken heñvel e teu ar galleg en o genou ouz o brezoneg genidik.

A-benn eur pennad-sellout ouz ar froudou-tud dislonket eus an ti-hent-houarn, hag ar pikoliou kirri-dre-dan o vageal e-kreiz ar froudou-se, karget da vont d'ar strad, e tiskennis betek kreiz-kêr. Kenta tra a welis a voe skritellou bras an Eistezvod. Nag a wech em boa grozmolet ouz hor paour kaez Bleun-Brug, peogwir e lakae skritellou gallek war

ar mogeriou. Amañ ne oa ket gwelloc'h, rak ar skritellou a oa e saozneg, gant eur frazenn bennak a gembraeg e lec'hiou 'zo. Prena a ris digant eur c'hanfard roll ar goueliou, anezañ eul levr tri c'hant pajenn, hanter leun a embannou-kenwerz, hag ennañ kembraeg ha saozneg mesk-ha-mesk. An embannou-kenwerz, — ezomm ebet goulenn, — a oa holl e saozneg, evel ma vez peurliesa hon embannou-kenwerz-ni e galleg. Ar pez a ro da soñjal a-zivout al lec'h dalc'het gant yez an estren e-touez ar Gelted a vremañ.

Ha me oc'h anavezout bourc'hiou ha kêriou Kembre an hanternoz, ne voen ket souezet gant Lanelli. Diouz he gwelout en diavaez, saoznekaet eo ar vro. Heñvel an tiez ouz re Vro-Saoz, heñvel ar staliou, heñvel ar savaduriou. Heñvel trouc'h an dilhad, heñvel saeou ar soudarded, ar bolised, an archerien, paotred an tangwall. Enskrivaduriou saoznek dre-holl, nemet amañ hag ahont, eun nebeut geriou kembraek dirak eur chapel, pe war mein-bez eur vered. Hag i gallekaet, eun doare diouto o-unan o deus hor bourc'hiou Breiz-Izel. Amañ, avat, ez eo Bro-Saoz : brikennou ruz ha melen ha prenestrou balirek diziwez.

Ar straedou a oa leun evel straedou Brest da geñver foar Gouel Mikael. An tiez-debri, kouignou melen bern-war-vern a-dreñv d'o gwerenn, ne oa ket enno eun daol nag eur gador diberc'henn, ar podou-te hag an tasou o stirlinkat dibaouez. Souezet e voen gant niver ar varc'hadourien-frouez, ha gant teoder, kuilhder ha marc'hadmated o marc'hadourez. « Prenit Frouez an Impalaeriez », a lavare ar skritellou. Ar pez a skoas em spered en eun taol am boa kuitaet Europa o treuzi ar mor, hag e oan en eur rannved all, graio ar gerentiez keltiek a garo.



Eun tammig peoc'h a gavis, hag eur pennadig ehan a gemeris, en eur genliorz kludet war an uhel a-us da gêr, hag o trei kein d'ezi, d'he renkadennou tiez ha d'he labouradegou. Ac'hano e welis ar mor. Ankounac'haet em boa e oa Lanelli tost d'an aod. Ar mor gwirion ne oa ket, avat : eun doare aber hepken etre daou bez douar.

Distrei a ris d'an ti-hent-houarn e poent da gavout va mignoned. Edo an Ao. Dyfnallt hag he merc'h ouz va gortoz, sabatuet, a c'hellit kredi, ouz va gwelout o tibouka eus a-dreñv o soliou.

Amañ e fell d'in lavarout, — ha c'hoaz ne c'hellan ket a-walc'h, — pegen mat oun bet degemeret gant an Ao. Dyfnallt ha tud e diegez. Adalek an amzer ma kejis ganto e Lanelli betek an deiz ma kuitais ar vro, n'em boe da bledi gant netra, da soursial ouz netra. Nemet a bep seurt trubuilh a gemerjont en abeg d'in, da ziskouez d'in ha da aesaat d'in pep tra. Kement-se, emezo, peogwir e oan breizat, peogwir e vezer boas e Kembre da rei herberc'h d'an estrenien, — hogen dreist-holl, d'am meno, o veza m'int tud seven ha madelezus.

Miret e oa bet eur gambr evidoun. Hogos raktal e voen ambrouget d'an Eistezvod. Amañ, n'eus ket amzer da goll.

War eun dachenn ec'hon a-dreñv d'an ti-kêr e oa ar Gouel. Ar Gouel, a lavaran ; ar Foar a vefe reisoc'h marteze. Eur wir dachenn foar, kelc'hiet a speurennou koad, teltou ha tiezigou koad tro-war-dro, hag ar Babell ramzel e-kreiz, setu lec'h an Eistezvod. Ne vanke nemet c'hoariou ar rod, ar c'hezeg-prenn hag ar bransigellou. Dre ma kerzemp da heul an engroez, goustadik, war ar geot strewet a bluskennou frouez hag a baperou saotret, eñvori a raen amzer va bugaleaj, pa vezen stlejet gant va matez da welout ar C'helc'hva bras e Brest war Leurgêr al Librentez.

P'en em gavjomp e-barz ar Babell, — eul lec'h a oa bet miret d'in er renk kenta, e-touez ar gelaouennerien, — e hañvalas d'in n'oan bet bis-koaz dindan eun doenn dirak ken lies a dud azezet ha sioul. War al leurenn e oa renket kor an Eistezvod, pemp kant hanter-kant mouez ennañ, a lavare al levr-roll, etre kanerien ha kanerezed, ha « laz-seni broadel Kembre », — an hini am boa klevet, hag hoc'h eus klevet hep mar alies dre skin eus Daventry.

Tud al leurenn a savas. An arvestourien a savas. An holl a eunvouez a ganas « *God Save the King* ». A eunvouez e oa evit gwir, ha kanet brao-meurbet. Spi am eus ne oa ket a eungalon. An Dim. Meirion, a-gleiz d'in, ne savas nemet war-lerc'h eur pennad, da verka he displijadur. Da zigoll, avat, va amezeg a-zehou a voude hag a fraoñve evel ma vije bet e gof koufr eur gourrebed, ken na ranken heja va fenn evel eur marc'h hegaset gant eur sardonenn.



Lavaret e oa bet d'in gant eur C'hembread emrener diwall diouz an Eistezvod, a oa eun dra, emezañ, ouspenn eget hanter saoz. Ar bannielou saoz am boa gwelet o c'hournijal a bep tu, ha bre-mañ kan broadel ar Saozon, am dougas da gredi raktal hag eun tammig re vuan en doa lavaret ar wirionez. Seul vui ma tlee beza ar ganadeg en nozvez-se e saozneg penn-da-benn. Kana a raed eur c'hoarigan santel nebeut anavezet eus Haendel, « Salomon ». Ha dre ma vije bet diaes trei e kem-braeg, ha dreist-holl adskriva evit kement a dud pep komz kembraek dindan pep komz saoznek moulet gant ar sonerez, — pe diwar eun abeg all, — emzavoc'h e oa bet kavet dibab ar saozneg.

Aner d'in klask lakaat kredi e selaouis gant aked. N'em boa ket kousket abaoe daou zevez. Hag eur c'hoarigan santel a zeu buan moredus, dre forz beza meurdezus, — zoken gant safar pemp kant mouez. Selaou a ris a-walc'h da lavarout e oa mat ar c'hor, ha well-waz ar ganerien a ganas a-hinien-nou. An nozvez a echuas gant « Hen Wlad fy Nha-dau », kanet gant kement a c'hred ha ma vez kanet e Breiz « Bro Goz va Zadou », — ha kalz muioc'h a ampartiz.

Antronoz vintin, — d'ar merc'her, — e oan dihun-mat ha digoroc'h va daoulagad eget en derc'hent. Kompren a ris penaos e oa aozet an Eistezvod : e-pad an deiz, eus nav eur beure betek c'houec'h pe seiz eur goude kreisteiz ez eus kenstri-vadegou ; bep noz, da eiz eur nemet kard, ez eus eur sonadeg vras.

Ne oa nemet hanter leun ar Babell war-dro dek eur pa zegouezis. Dec'h e oa du gant an engroez. Hizio e chome tachennou ec'hon a vankou melen diannez. Brasoc'h e hañvale beza evel-se, hag hi eur mell savadur hirgarrezek digened, eur c'hrignol ramzel ma kirit : eun doenn follennou houarn gwagennet douget gant peder steudad pilerou koad, eiz piler e pep steudad, lec'h e-barz, — evel ma voe lavaret hag adlavaret d'in, — da ugent mil a dud; eul leurenn e plenk gwenn diouz eun tu, gant diri en traoñ evit ar ganerien; sklaer-meurbet e-pad an deiz, sklerijennet-mat e-pad an noz ; uhelgomzeriou e pep lec'h, ar soneuvrer war al leurenn ; ar c'hosteziou goloet, ha kinklet ma karer, gant pallennou roudennet, glas-gwer ha gwenn ; skignet war ar pallennou, skritellou gwenn-kann, warno e lizerennou ruz anoiou skrivagnerien vrudeta an Eistezvodou gwechall. Netra, anat eo, nag en diabarz nag en diavaez, aozet gant lagad kizidik eun arzour.

Dec'h em boa merzet digened an dilhad. Hizio e verzen digened ar savaduriou. Ha penaos, emezoun, diskleria ar c'hemm etrezomp hag hor breudeur ? Ni o veva dre al lagad, int o veva dre ar skouarn ? Lavarout a reer eo bet mac'het arzou Kembre gant ar Buritanelez. Ha mac'het e vijent bet, avat, ma vijent bet gwriziennet doun en ene ar bobl ? Ha bremañ m'eo deuet laoskoc'h kabestr ar Buritaned, perak ne zasorc'hont ket ? Perak ne ziskouezont ket an distera arouez a zasorc'hidigez ?

E-kreiz al leurenn, edo eun den koz azezet dirak eun daolig, hag en e gichen, eur plac'hig daouzek pe drizek vloaz en he sav, o tisplega dre eñvor eun dra bennak e kembraeg. Edod krog er c'henstrivadegou. War-lerc'h ar plac'hig e teuas eun eil, a hevelep oad ganti, a zisplegas hevelep tra. War-lerc'h houmañ e tegouezas eun trede c'hoaz. Ma krogas aon ennoun na badje evel-se betek kreisteiz. Lavaret e voe d'in, avat, e oa an hini diweza.

Pep kenstrivadeg, a voe diskleriet d'in, eus ar re war ar c'han, ar c'hoari-benveg, ar c'horoll pe an displegerez, a gemer perz enni pevar, pemp, dek, daouzek, ugent, ha betek ouspenn hanter-kant kenstriver, a-hiniennou pe a-strolladou, hervez ma c'hoarvez. Ne vez aotreet koulskoude nemet da dri anezo en em ziskouez er Babell vras. Evit se e reer en derc'hent eur rakkenstrivadeg dirak ar varnerien hepken, en eun tu bennak e-kichen, da zibab an tri gwella, o devo ar gwir da zont dirak an holl.

— Hag ar c'henstrivadegou all, emezoun, ar re war al lennegez hag an ijinou-kaer ?

— Ar re-se, a voe respontet d'in, a zo bet barnet pell 'zo, hag embannet e vez anoiou ar c'houneze-rien en eun ti bihan savet e-tal ar Babell, hag anvet « Kambr al Lennegez ».

— Daoust, emezoun, ha n'eo ket ober dismegañs war al lennegez, a hañval d'in beza pouezusoc'h evit eur vro eget ar sonerez hag ar c'han ?

— Eo, a respontas an den yaouank a gomzen gantañ (hag a oa eur barz, evel ma kavis goude), ha klemmou c'houero a sav bep bloaz diwar se. Petra 'fell d'eoc'h, avat ? N'eus nemet eur guchen-

nig tud, e Kembre evel e pep bro, a vourr e traou ar spered, ha bras a-walc'h eo « Kambr al Lennegez » evit ar re-se. An engroez a zered amañ da glevout c'hoari ha kana, n'eo ket da glevout anoiou arzourien ha skrivagnerien. Ret-mat eo rei d'an dud ar pez a c'houlennont evit o arc'hant, peogwir hep tud n'eus ket arc'hant, hag hep arc'hant n'eus ket a C'houel.

O veza ma venege arc'hant, e sellis ouz al levr-roll, da welout peseurt priziou a veze roet :

250 lur (gall) ha 125 lur da c'hoari daou bez war ar piano.

90 lur, 60 lur ha 45 lur da zisplega eur varzoneg.

250 lur ha 125 lur da gana teir c'hanaouenn.

Hag evel-se a-hed pajennou ha pajennou penn-da-benn.

Gwelout a ris e roed 6.250 lur evit eur poltred eoullivadur, 1.300 lur evit trei eul levr kembraek e saozneg, 1.300 lur evit eur pez-c'hoari savet a-ratoz evit ar vugale, 2.500 lur evit lakaat tammou eus oberou Shakespeare e kembraeg, 7.000 lur evit eun « Istor Kembre » dereat ouz ar vugale, 6.250 lur evit tresa rakskouer eun Ti-Kêr. Priziou a oa evit pep tra, — mil priz en holl marteze, — adal aoza eur varzoneg c'houec'h kant gwerzenn betek aoza loerou stamm.

An holl briziou-se a vez kinniget gant tud largentezus, a vouler evel just o anoiou war al levr-roll.

Goude displegadeg ar plac'hed e teuas eur brezegenn gant rener ar Gouel evit ar beure-se. E kembraeg e komzas, ha daoust na intenten grik eus ar pez a lavare, e tommas va c'halon ouz an den, rak gouzout a raen e oa unan a ra kalz evit skigna ar yez hag an emskiant vroadel e-touez ar yaouankiz. Ifan Ab Owen Edwards e oa, pennskrivagner « Cymru'r Plant » (« Kembre ar Vugale ») ha rener ar gevredigez « Yr Urdd » (« An Urz »), a zo enni hevlene 23.000 a dud yaouank. Lavarout a reer d'in n'eo ket eun den gouiziek na zoken speredekkenañ. O klevout e vouez, avat, ec'h ankounac'hais en eun taol an holl saoznegachou dec'h. Eur gwir Gelt am boa dirazoun. Diwar ar poent-se hepken e karis an Eistezvod.



Nepell diouzin e oa eun dimezell goz, bet kaset da Eistezvod Lanelli gant « Y Drych » (« Ar Melezour »), eur gelaouenn sizuniek moulet en Amerika e kembraeg penn-da-benn.

— Anaout a ran Breiz, emezi. Er vro-se e komzer eur yez tost d'hor yez-ni. Breiz eo eun darn eus Alamagn, n'eo ket 'ta ?

Goulenn a ris outi peseurt kelaouenn e oa « Y Drych ».

— Eur gelaouenn vat-kenañ, a respontas. Gounit a reer arc'hant ganti.

Paour kaez dimezell ! Gounit a reas hec'h arc'hant, hi da vihana. Kemer notennou a rae eus ar mintin betek an noz. Ar gelaouennerien all a yae hag a zeue, a vazailhe war o c'hador pe a varvailhe etrezo. Hi a chome stouet he fenn o tua follennou paper, hep sellout na selaou, hogen o skriva bepred : skouer ar gwir gelaouenner.

Anzav a rin en em gaven eun tammig kollet

e-touez an holl dud-se. A vare da vare e teue unan bennak da lakaat e zourn war va skoaz, en eur c'houlenn eun dra bennak e kembraeg. Ha bep gwech e ranken respont :

— Ne gomprenan ket ar c'hembraeg.

(Eun draig hag a ziskouez ez eo uheloc'h ar stal gant yez Kembre eget gant hon hini : piou e Breiz, o welout eun « aotrou », a zeufe da c'houlenn eun dra bennak outañ e brezoneg ?)

Pa soñjan ez eus tud a venn hol lakaat da gredi e c'hellomp e tri miz deski ar c'hembraeg ! Eur yez diaes ez eo, zoken evit Breiziz. Abaoe dek vloaz ma teskan, e teuan a-benn da lenn eur pennadig eeun hep re sellout ouz eur geriadur. Evit komz, avat, ha kompren an dud a gomz, ez eo eun abadenn all. Keuz am boa pa ranken atao mont ha lakaat an holl da vont dirazoun e saozneg, ha me o tamall d'ezo implij ar yez-se an holl amzer.

Darvoud bras ar merc'her a oa ar genstrivadeg war ar c'han, da deir eur goude kreisteiz. Evit ar genstrivadeg-se e vez torret ar reolenn, hag e teu da gana war leurenn ar Babell pep kor enskrivet war ar roll, ne vern pet ez eus anezo. Seiz a dlee dont er bloaz-mañ. Hogen ne zeuas nemet pemp. Ha daoust pegen brao e kanent, gant pemp am boa trawalc'h, hag i lerc'h-ouz-lerc'h o kana tri fez hep an distera ehan.

Leun-barr e oa ar Babell, ha kalz tud o doa paeet, — ha paeet ker, — a rankas chom er-maez, o klask selaou, bodet a-hed ar c'hosteziou. Eun engroez, avat, drezañ e-unan n'eo netra. Burzud an Eistezvod eo urz vat hag hesentidigez an engroez-se, seul souezusoc'h ma 'z eo micherourien ha gounideien-douar a ra ar pep brasa anezañ. A-hed eun abadenn-c'hoari a bad teir ha betek peder eurvez, a-boan ma vez klevet eun trouz eus an eil penn d'ar savadur ec'hon d'egile. Ar ganerien a c'hell mont dre an hira kan, ar sonerien dibuna ar skuizusa heuliad-seni, hag e weler bepred, a-dost evel a-bell, an hevelep renkadou pennou difinv, eveziek. Daoust ha karantez ar sonerez, pe an emlorc'h pe ar boaz eo a zalc'h an dud-se ? An tri, a gredan. Hag ivez an emziouer a evaduriou kreñv, a vir ar speredou didomm hag ar c'halonou kempenn.



Pa voe echu ar ganadeg, e voe eur paouez o c'hortoz ar varnedigez. Nebeut a cholori, avat, evel ma vefe c'hoarvezet e Breiz. Ha pa bignas ar pennvarner war al leurenn, e baperenn en e zourn, e tavas an holl raktal.

Lenn a reas, e saozneg, eveziadennou ar varnerien, hanter c'hoapaus, hervez giz Bro-Saoz. Neuze embann ar poentou. Ar stlakadeg-dourn vouzarus a savas d'an diwez a oa stlakadeg-dourn tud seven. Den ne huchas a-enep. Adarre e verzis penaos er vro-mañ e ouzer beva.

Souezus e c'heller kavout moarvat, n'eus ket en Eistezvod netra nemet sonerez kembreat-rik, sonerez ar vro. D'ar merc'her da noz, e-kichen eur « fantasia » war doniou-gwerin a Gembre hag eur ganenn (gant komzou saoznek) aozet gant eur C'hembread, e c'hoaried peziou gant Mozart,

Wagner, Verdi, Rossini, Dvorak. D'ar yaou da noz e c'hoaried « Caractacus » gant Elgar. Evidounme, ne gavan netra da damall amañ. Ra c'hoario tud Kembre etrezo pez a blij d'ezo. N'eo ket evit estrenien e teuont amañ. N'int ket evel hor marc'hadourien, prest atao da seni ar biniou ha da ziskouez hor gwiskamantou broadel da denna arc'hant diouz yalc'h an « douristed ».

O komz eus goueliou meurlarjez, e teu raktal em spered soñj an drouized. E-kichen kenstrivadegou ha sonadegou an Eistezvod, ez eus lidou ar C'horsez. Aes merzout ne dizont ket kalon ar bobl evel kevrennou all ar gouel. Ne garfen ket ober poan da dud o deus va degemeret ken hegarat, hag a zoujan evel brogarourien. Lavarout a rankan, avat, ar pez am eus gwelet. D'ar yaou beure, tra ma tibune ambrougadeg ar varzed hag an drouized dre gêr, ne oa nemet goapadennou pe dizeblanted a bep tu. Gwir, e oa peadra da c'hoarzin, ken fentus e oa ar bagad-se, paotred an tangwall en o raok, evel tud o tec'hout diouz ti an trouc'her-baro, hep beza bet amzer da ziwiska o saeou, darn anezo eur vaz hir, e-giz troad eur valaenn, en o dourn, unan, an arc'hdrouiz pe me 'oar, eun doare boned-magerez war e benn, hag eun all eur wakol en e gerc'henn. War a glevan, emañ ar C'horsez war ziskar, ha ne oa ket evel-se gwechall. Kompren a ran tud evel an Ao. Dyfnallt, a wel an dismantr hag a garfe adsevel, dre zegas e-barz an dud yaouank, na dostaont mui ouz ar C'horsez. Ha poent eo c'hoaz ? Ne ouzon ket.



Darvoud bras ar yaou, gortozet gant an holl, a oa donedigez an Ao. Lloyd George hag e verc'h Megan. Evel ar C'horsez, ez eo ar politiker koz eun hendra vroadel, a ziskouezer dre ziouer a netra gwelloc'h. Tra ma prezegenne, edo eur mousc'hoarz atao war e zremm; eur mousc'hoarz c'houero, moarvat ; evel eun delwenn vac'hagnet a gendalc'h da vousc'hoarzin, kollet ganti he diouhar hag he divrec'h. An Dimezell Megan a zeuas war-lerc'h he zad, oc'h ober an neuz da veza eur plac'hig vihan, gant ardou hag orbidou, ha fentigellou ken fentus ma oa atao hi hec'h-unan dare da zirolla da c'hoarzin, ha ma ranke ehana, evel o c'houlenn truez : « Ma n'eo ket spontus beza speredek evel ma 'z oun ! » An tad, azezet e doun eur gadorvrec'h voulouz, e korn al leurenn, a selle ouz e verc'hig gant lorc'h ha teneridigez eun denig koz. Ne ouzon ket tre petra 'lavarent, nemet an « hen yez » hag an « hen vro » a oa meneg anezo, ha flouret e veze o c'hein d'ar selaourien, an doare gwella e pep lec'h da vedi stlakadennou. Moulet e oa war dremm an tad evel war dremm ar verc'h liou ar gwidre, ar gevierez hag holl vreinadur ar politikerez. Eur wech deuet en-dro d'azeza, — war-hed eun tri metrad bennak e oant diouzin, — ne oa mui nemet saozneg en o genou, hag edo, hep mar, nijet kuit prederiou Kembre kant leo diouz o fenn.

« Kadoriet » e voe ar Barz goude se. Da lavarout eo, roet e voe d'ezañ eur gador gant an drouized, bodet war al leurenn en o rochedou. Petra en doa

graet da zellezout ar gador-se ? Sevel eur pez-barzoniez, d'ezañ eur c'houec'h kant linenn bennak a hirder. Bep bloaz evel-se e vez dibabet dre genstrivadeg eur Barz nevez. War a lavared, er bloazmañ e oa bet izel-izel labour ar genstriverien. En doare ma oa aet ar maout, pe ar gador kentoc'h, gant an nebeuta fall e-lec'h mont gant ar gwella. A zo gwasoc'h, hevelep kont a oa hevlene gant holl oberou lennegel an Eistezvod. Peseurt menoz iskis, avat, kredi e c'hell eul lennegez diwana ha bleunia diwar genstrivadegou.

Nebeutoc'h a zudi a oa da gaout d'ar gwener. En deiz-se eta ne voe ket ken bras an engroez. En deiz-se eo evelato e welis ar muia a dud. Pa veze disklęriet d'ezo e teuen a Vreiz da welout an Eistezvod, e tigorent daoulagad bras, evel ma vijen deuet eus al loar. Ne ziskouezent ket gouzout kalz diwarbenn hor bro, ha goulennet e voe ouzin adarre ha ne oa ket Breiz en Alamagn. Eur gomz-hud a vije bet a-walc'h koulskoude da sklerijenna o speredou, evel ma kavis diwezatoc'h. M'em bije lavaret « Dinard », raktal o dije komprenet. E gwir, darn anezo a oa gouiziekoc'h. Re o doa koun eus Breiziz deuet da weladenni Goueliou Kembre gwechall, hag eun dimezell he doa zoken, o korn hec'h armel, eur « Yezadur Brezonek ».

Kavout a ris eun den hegarat-meurbet, a oa nevez distroet eus eur veaj vihan dre Vreiz. Klemm a ris d'ezañ en abeg da zianaoudegez spontus e genvroiz en hor c'heñver :



— Petra a lavarfen neuze ? emezañ. E pep lec'h m'oun tremenet, e Douarnenez, e Kemper, evel en Oriant, oun bet kemeret evit eur Saoz, kaer am boa lavarout e oan Kembread. N'anavezer e Breiz netra eus Kembre ; n'anavezer ano Kembre nemet dre hor c'hoarierien pellenn-droad.

Tud all, pa gomzen outo eus Breiz, a venege ar varc'hadourien ognon, ar « Joniged », a vale dre Vreiz-Veur o werza o marc'hadourez. Daou anezo a welis dres e Lanelli : eur paotrig trizek vloaz hag unan ugent vloaz pe ouspenn. Kerzout a raent a-hed ar riblenn-straed, goustad, an hini bihan dirak an hini bras, eur vaz war o skoaz, ouz an daou benn anezi eur chapeledad ognon a-istribilh. Eun taol e voe d'am c'halon spurmanta a-greiz-holl daou genvroad war eun douar estren.

Ar sadorn a oa deiz ar c'himiad. Ouspenn kanadeg ar c'horiou-gwazed ne oa netra a dalvoudegez vras da glevout. Eur wech adarre e weljod an engroez o leunia ar Babell hag an dachenn tro-war-dro. Eur wech adarre e verzis pegen brao e oar Kembreiz kana. Da lavarout ar wirionez, e oan aet eun tammig skuiz gant kement a safar hag a sonerez. Ne voen ket nec'het eta en endervez pa voe poent d'in mont da gerc'hat va valizenn.

Lojet e oan e Lanelli e ti eun Iwerzonadez koz, eur vaouezig treut, seven, gant dioujod ruz-aval hag eun dremm roufennet-holl. Ne oa ket bet evit padout ken n'he doe lavaret d'in e oa katolik. Pell 'zo em boa merzet, avat, skeudenn ar Werc'hez a-us d'am gwele. D'ar gwener beure he doa degaset

d'in, eur mousc'hoarz ledan war he muzell, daou vi da lein, e-lec'h ar vi hag ar c'hig-moc'h a oan boas da gaout. Kenavo a lavaras d'in, fromet-meurbet, a gredan :

— Ne welimp ken ac'hanoc'h ?

Ha me ivez a voe fromet e-pad eun hanter vunutenn o lezel, — hep mar da viken, — eun ti ma oan bet degemeret-mat ennañ a-hed eur sizun.

Kuitaat a ris Lanelli d'an noz, gant an Ao. Dyfnallt, e wreg hag e verc'h, evit mont da Gerverzin, eun nebeut leoiou pelloc'h etrezek ar c'huzheol. Leun-chouk e oa an ti-hent-houarn a dud o tistrei eveldomp, kouerien an darn vrasa anezo. Dizurz ebet en o zouez. Ne lavaran ket e oant holl sioul-sioul ha start war o zreid. Unanik bennak a oa aet eur banne re a-dreuz d'o genou. Pa soñjan, avat, en hor c'houerien a Vreiz en eun hevelep degouez, penaos e tufont hag e c'houezont o fri war ho tilhad, penaos e ruilhont a bep tu, mezo, en eur chaokat hag en eur vlejal, e c'hellan rei testeni eus eun dra : emañ gwerin Gembre war eur bazenn uheloc'h a sevenadurez eget gwerin hor bro.

Eur gêrig sioul eo Kerverzin, war eun dorgenn a-us d'eur stêr vihan ken sioul hag hi. Eno e tiskuizis eun devez, e ti an Ao. Dyfnallt, e peoc'h ar sul. Peoc'h ar sul eo eur ger mat er vro-mañ, ma vez miret striz lezenn ar Seizvet Deiz. Azezet va-unanpenn er sal-degemer, ne gleven en-dro d'in trouz ebet, karr na loen na den war vale. Glao a rae abaoe ar mintin. A-wechou e troe ar glao da vrumenn. Brumenn dano ha klouar, evel m'hon eus ken alies e Breiz. O sellout dre ar prenestr ne welen nemet deliou glas-glas stouet gant an takennou dour o ruilhal gorrek war o gorre, hag an oabl gwenn, eun tammig pelloc'h en a-dreñv.



Goustad e kerze an eurveziou, goude strafuilh ar sizun dremenet. Trei a ris bizied ar benveg-skingomzerez, hag e klevis, o tont a-bell, moueziou anavezet. Hogen re skuiz e oan da selaou. Atao e rede va soñj davet an Eistezvod. Bremañ ma oa echu, — pe ar c'hoant kousket a rae marteze, — e spurmanten anezi, evel eur Ramzez vat ha fero, o vrasaat dre ma pellae.

Eun dra vras, e gwir, eo an Eistezvod, eun dra ramzel. N'hon eus gouel ebet e Breiz o tont tost, ne lavaran ket d'ezi, hogen d'an dekvedenn anezi. Ar ramzelez-se, avat, a vez tizet hepken, ret-mat hen anzav, diwar goust ar yez hag ar vroadelez. Dre zegemer ar saozneg, dre lubani an dud uhel e kargou ar gouarnamant, e teu an Eistezvod da gaout skoazell ha gwarez n'he dije ket a-hend-all. N'em eus ket da varn eur gudenn n'anavezan ket a-walc'h. War an tu all, ar Gouel broadel eo, Gouel ar Bobl a-bez, hag a dle rei da vuhez ar vro eul lusk spontus bep bloaz. Kompren a ran koulskoude Kembreiz a nac'hfe kemer perz ennañ, hag a vefe gwelloc'h ganto en em voda eun dek bennak e-kreiz lanneier dic'houdor, hegaset gant o c'henvroiz ha mevelien Roue Bro-Saoz, da gomz ha kana ha youc'hal kembraeg o gwalc'h, hep kaout da saotra o diskouarn na da blega o glin.

War-dro c'houec'h eur ez ejomp da chapel an Ao. Dyfnallt evit ofis an abardaez. Fellout a rae d'in gwelout Protestanted Kembre o pedi. Ar chapel a oa eur sal vras, hirgarrezek, hep tamm kinkladur nemet daou brenestr gwer livet. Hag hi digened, plijus e oa d'an daoulagad, gant he c'hoadaduriou koaret-mat, he mogeriou gwenn-kann, he leurenn dalc'het a-ratre. Nebeudig a dud a oa. Tra ma komze an Ao. Dyfnallt, kalz anezo, daoulinet, a guze o fenn e pleg o brec'h, evel beuzet en eur brederiadenn doun gant ar morc'hed d'o fec'hedou. Me a chome savet va fri, evel eun den dibec'hed ha dibreder. Meulganou a voe kanet, hag eul levr prestet d'in da gana gant ar re all. E kembraeg e oa pep tra. Koulskoude, o tont er-maez eus ar chapel da ziwez an ofis, ne oa mui nemet ar wazed a zalc'he da yez ar vro : klevout a raen an holl verc'hed o saoznekaat en-dro d'in.

Antronoz e tlee loc'ha va mignoned da dremen eur miz en Aberstouez. Pedet e voen da zont ganto. Dre eun abeg pe abeg e rankent mont, darn anezo re abred, darn anezo re ziwezat. En doare ma kemeris an tren da zek eur beure va-unan, da zegouezout an Aberstouez war-dro eun eur. Eur veajig kaer e oa, dre veneziou bihan, ha goude dre eur gompezenn douret-mat, goulaouet-kuñv gant an heol, — ha tud o varvailhat e kembraeg em c'hichen.

Pa dizas an tren Lanbedr, piou a welis war gae an arzao hent-houarn ? Va c'heneil koz Ambrose Bebb, atao evel kent, diskabell, soun evel eur peul, e zaoulagad o para a-dreuz d'e lunedou bras, hag e zaouarn sanket e godellou e vantell. Sellout a reas, souezet. Ha neuze mousc'hoarzin ha tostaat davedoun. Edo o c'hortoz eun tren da vont da Skol Hañv an Emrenerien e Lanourted.

— Mat ez a an traou e Breiz ?

— Mat-tre !

— Penaos hoc'h eus kavet an Eistezvod ?

— Brao-tre !

— Gwell a se !

Hag e stardas va dourn betek ma 'z eas kuit an tren.

Eur gerseenn e voe d'in gwelout Aberstouez. Penaos e oan deut da gredi em bije kavet eur gêrig koant kembreat-rik, — ne ouzon ket. Dizolei a ris eun hañvlec'h boutin ha dilevenez : eur steudad tiez divalo oc'h ober tro eur pleg-mor ; dirak an tiez, eur vali-vaen plantet a vankou, hep tamm gwezenn na glasvez. A-is d'ar vali, betek an dour, eun doare grozol damvelen. War gement-se eun engroez a Saozon, tud a renk etre pe izel o klask c'hoari o zud pinvidik, gwisket e « gweladennourien », ar baotred e chupennou liou flamm, e bragou liou sklaer, o bleo en avel, arc'henadou gwenn ouz o zreid, ar merc'hed gant bonedou gloan, broziou skort, noaz-kramennet o divrec'h hag o divesker. Azened bihan, bugale war o c'hein, bleniet gant paotredigou lous e truilhou. En eur c'horn ar c'hezeg-prenn ha tinellou an termaji. Kement-se o vont, o tont, o paota hag o fourgasi, saozneg leiz o genou eus an eil penn d'ar pleg-mor d'egile.

Evit ma vije heñveloc'h c'hoaz ouz ne vern pe hañvlec'h saoz, e oa dileuridi Armead ar Silvidigez o vlejal kantikou a-hed an deiz, da zastum an eneou dianket ouz son an akordeoñs.

Pelloc'h etrezek ar c'hreisteiz ez eus eur chaoser war skorou houarn a-us d'ar mor, o tougen eur c'hafedi hag eun ti-finvskeudennerez. Pelloc'h c'hoaz emañ ar Skol-Veur, eur pikol savadur nevez-c'hotek e-giz Skoliou-Meur Bro-Saoz krouet er c'hantved diweza. Ha pelloc'h ar C'hastell, pe gentoc'h, ar pez a van eus ar C'hastell, tammou mogeriou dismantret, bugale o redek drezo evel dre eur milendall, hag eun dachenn c'hoari golf e-kichen.

Aet betek ar C'hastell, e voen mennet da zont war va c'hiz, heug ha doñjer em c'halon. Kenderc'hel a ris, avat. Ha setu ma kavis an digoll d'am zrubuilhou. Degouezout a ris war aber eur stêr vihan, gwaskedet diouz ar mor gant eur saokoad, hag oc'h ober eur porz bihan, leun a oriaved hag a vagou. Lavaret e vije bet porz Kameled pe Konk-Leon, hogen kalz bihanoc'h. Martoloded a dremene, gwisket evel hor pesketaerien, o c'houibanat pe o kaozal e kembraeg etrezo. Ma 'z it da Aberstouez, it da welout ar c'horn-se. N'eus nemetañ a dalv ar boan.

En Aberstouez, daoust d'ar Saozon, o paota evel kelien dre-holl, e kejis gant gwir Gembreiz ha gwir Gembreadezed. E penn ar re-mañ, an It. Maglona Lloyd. En he zi e kavis eun degemer hervez giz Kembre, da lavarout eo, eeun ha madelezus.



Er sal-debri, diouz eun tu, e oa luc'hskeudenn he zad, eur pastor, eur guchennad-varo war bep jod ; diouz an tu all, poltred Williams Pantycelyn, ar meulganour, unan eus diagentidi an tiegez. Ouz taol, nepell diouzin, edo azezet, ez veo avat, eur brezegourez vrudet, war-nes mont d'ober eun droad prezegennou kembraek en Amerika. Kement-se da ziskouez doare an ti.

An holl a gomze kembraeg, hag i bourc'hizien, tud a renk etre da vihana, ha desket. Eno emañ dreistelez brezoneg Breiz-Veur war brezoneg Breiz-Vihan. Eur yez he deus eviti an deskidi, — ha pa ne vefent ket niverus, — a zo eur yez damsaveteet. Neuze e kav ar bobl blenierien. Neuze e c'hell beva ar sevenadurez vroadel. Eur soñj iskis a zeuas em spered. Ar c'hemm etre ar gouerien hag ar vourc'hizien en hor bro a zo merket anat er gwiskamant. Eun den gwisket e bourc'hiz a gav diaes, hizio c'hoaz zoken, komz e yez ar gouerien. Daoust hag ezvezañs ar gwiskamant broadel e Kembre n'eo ket mat, er feur-se, evit ar yez ?

Plijadur am boa, atao, o klevout ar c'hembraeg o redek ken flour war muzellou « aotrounez » hag « itronezed ». D'ar skouarn e son disheñvel-bras diouz ar saozneg, hogen disheñvel-bras ivez diouz hor brezoneg-ni. 'M eus aon e vez distummet alies doare-distaga ar yezou gant an dud desket, dreistholl e broiou diouyezek evel Kembre ha Breiz. Soñj am eus ez is eun deiz d'azeza en eul liorzig voutin e Lanelli. War ar bank em c'hichen e selaouen ouz daou baotr koz o tivizout en eur

sacha war o c'horn-butun e peoc'h an abardaevez. Touet em bije e kleven daou goueriad a Vro-Leon, ken heñvel e save hag e tiskenne ar vouez, ken heñvel e skiltre ar vogalennou. An Ao. Dyfnallt a lavaras d'in en doa merzet e Breiz-Izel hevelep tra.

D'ar meurz 12 en endervez ez ejomp da Bont an Diaoul, pe evit komz doujusoc'h, evel Puritaned Kembre, eus an arc'henebour, Pont ar Gour Drouk. Eun nebeut leoiou ez eo diouz Aberstouez. Eno e oa eur pont gwechall, a-us d'eur stankenn serz gant eur froud-dour eonennek o lammat a roc'h da roc'h. Hizio ez eo bet savet eur pont nevez, prenn hag houarn, war ar pont-maen romantel damzismantret, ha benet skalierou er roc'h da ziskenn betek an eon. Ret eo paea evit gwelout, kemer eur bilhed ha tremen dre eun draf-tro. Ret eo diskenn war-lerc'h eur bagad tud all, ha sellout eus a-dreñv o c'hein ouz ar « c'haerderiou » aroueziet gant mellou skritellou saoznek, o lavarout d'eoc'h, etre meur a dra, ez eo bet « divarvelaet » al lec'h gant Wordsworth, — ar pez n'en deus ket miret ouz ar genwerzourien d'e laza.

Hogen eus Aberstouez da Bont an Diaoul ez eo koant. An tren bihan, naoñtekvetkantvedel, a grap goustadik betek krec'h pantennou sounn goloet a wez hag a vrouskoadou, ha roudennet-gwenn gant al lammdouriou, a hañval beza difinv, gwelet a bell. Gwidila a ra an hent-houarn evel ar stêrig Reidiol en traoñ, teñval he dour, o redek hag o sailha etre glannou geotek, hag a-wechou o ledanaat hag o sioulaat war eur gwelead bili gwenn.



An eurvad am boe da weladenna en Aberstouez eur Skol Hañv Kembraek. Graet e oa dreist-holl evit mistri ha kelennerien. E-pad an daouzek devez ma pade, e veze graet prezegennou war an doueoniez, an doare da zeski ar c'hembraeg d'ar vugale, yezadurez ar c'hembraeg, istor ha lennegez Kembre. Bez' e oa ouspenn kenteliou evit ar re na ouient ket mat yez ar vro ; hag en diwez, kaniri. Ger saoznek ebet ne dlee beza distaget e-barz ar skol, — daoust ma torris, siouaz, ar reolenn. Mont a ris d'ar merc'her 13, diouz ar beure. Klevout a ris eur brezegenn, graet gant an Ao. Dyfnallt, a-zivout ar Mabinogion, dirak eun daou-ugent bennak a baotred hag a verc'hed, etre war-dro ugent ha tregont vloaz. Da gloza ar beurevez e voe strollet an holl, prezegourien ha skolidi, evit kana a-gevret. Kana a rejont soniou gwerin, nevez zastumet war ar maez, embannet en eul levrig koant moulet a-ratoz evit ar Skol. Skrivet e oa ar sonerez, hervez giz Breiz-Veur, gant lizerennou. Aesoc'h eo da gana sonerez skrivet evel-se. Perak ne gemerfemp ket skouer diwar Gembreiz amañ ? Eun taol-dispac'h e vefe. Hogen kalz a rafe da skigna anaoudegez ar c'hanaouennou breizat ha keltiek en hon touez.

D'ar merc'her en endervez e c'hellis seveni eur c'hoant am boa bet pell 'zo : gwelout meneziou Kembre. Galvet e oa an Ao. Dyfnallt da brezegenni en eur Skol Hañv all, e-kreiz an douarou, en eul

lec'h anvet Landrindod, er reter da Aberstouez. Kaset e voe eur c'harr-dre-dan d'e gerc'hat, ha setu-ni holl en hent gantañ, dre gonteleziou Aberteivi, Trevaldoen ha Maezeved.

Ne gredan ket hon eus e Breiz broeziou ken gouez hag ar re a dreuzjomp er c'hreisteiz da aradennad Plenlimon. Roc'h Trevezel ha Menez Mikael hag ar Yeun a hañval beza tudet ha strujus en o c'hichen. Torgennou serz, liou teñval, gant netra nemet an hent o tougen merk labour mabden, — an hent, hag amañ-ahont, dismantrou tiez savet e-lec'h ma oa mengleuziou gwechall, bremañ dilezet. Hep netra beo, nemet deñved, o peuri hag o kantren noz-deiz, dishual, war ar c'hrec'hiou.

Eur wech treuzet ar meneziou, avat, e tigor traoniennou, gant pradou, gwaziou-dour e-leiz, ha gwez kaer. Keriadennou koant a sav a-hed an hent, hag e teu heñvel ar maez ouz maeziou kreisteiz Bro-Saoz. E gwir, troet-krenn eo kreiz Kembre ouz Bro-Saoz, ha pell 'zo eo saoznekaet konteleziou ar reter. Mont da Landrindod eo evel mont da Zinam pe da Wenrann : douarou keltiek hep ar yez.

Skol Hañv Landrindod a vez graet da studia kudennou kevredigezel. Hevlene e oa « Kudenn ar Broadeleziou Bihan e-keñver Kembre ». Diwarbenn Danmark ha Skoliou-Uhel ar Bobl eo e voe komzet dreist-holl. E saozneg e oa pep tra, nemet en abardaevez-se ma 'z is gant an Ao. Dyfnallt. Souezus eo penaos e vez douget ar Gelted, eur wech aet diouz tachenn al lennegez hag ar c'han, da zilezel o gwir yez evit hini an estren.



Distrei a rejomp e-pad an noz, strobet gant barradou-glao ha latar war ar menez. War an hentmont e oa ken sklaer an dremmwel m'hor boa spurmantet torgennou Bro-Saoz er pellder. Hogen war an hent-dont ne oa da welout nemet kefiou ar gwez sklerijennet gant kleuzeuriou ar c'harrdre-dan, hag ar paour kaez deñved, diskennet eus an uhel, tolpet anouedet ha gleb, deuet da glask eun tammig goudor en draonienn.

Antronoz vintin, da zek eur, e kuitais Aberstouez, war-du Birmingham ha Londrez, plijet gant ar pez am boa gwelet, keuz ganin evelato, pa ranken mont kuit ken buan. Dek devez eo nebeut, zoken dek devez leun, ken leun ma hañvale d'in e oan chomet e-pad eur miz.

Desket em eus kalz traou diwar-benn Kembre. Hogen, muioc'h eget a-raok, ez oun divarrek da varn. Gant menoziou gwall luziet e oan aet. Distrei a ran gant menoziou luzietoc'h c'hoaz. Evel-se, displeget em eus ar pez a soñjen, hep klask rei netra evit gwirionez an Aviel.

Eun dra hepken oun hizio diarvar war e zivout : bez' ez eus Kembreiz a gar Breiz hag a oar hor c'hompren hag hon harpa. Alies a-walc'h em eus lavaret e oant holl yen ha dizeblant ouzimp. Eun dlead eo d'in en em zislavarout bremañ.

Roparz Hemon.

# Levriou Nevez

TOUL AL LAKEZ, *gant an Abad Inisan, skeudennet gant an Dim. O. de Villiers, embannet gant Ad. Le Goaziou, Kemper, ha Derrien, Brest. — Priz : 3 lur* (*dre ar post, 10 % ouspenn*).

Gant plijadur em eus gwelet al levr-mañ o tont er-maez. Da genta, peogwir e teu da greski eur rummad levriou brezonek dudius (rummad « Bilzig », « Eur Zac'had Marvailhou », hag all). D'an eil, peogwir ez eo al levr talvoudus drezañ e-unan. Ar re a gar brezoneg ar bobl a vourro o lenn « Toull al Lakez ». Ar pep pouezusa, avat, evit studierien hol lennegez, eo istor buhez Lan Inisan, ha roll e oberou, lakaet e-giz kentskrid e penn al levr. Nebeut a dud marteze a gredfe pegement a boan hag a breder a zo aet da sevel an dek pajennse. Setu displeget evit ar wech kenta buhez unan eus brudeta skrivagnerien Vreiz ar c'hantved tremenet. Evit ar wech kenta, a lavaran : a-raok ne ouiemp hogos netra diwar e benn. Evit ar wech kenta ivez e welomp luc'hskeudenn Lan Inisan. Trugarez d'an den en deus aozet ken mat ha ken aketus ar mouladur.

OFIS JEZUZ-KRIST ROUE AR BED, *e Ti ar gelaouenn « Breiz », Gwengamp. — Priz : 1 lur.*

Kenderc'hel a ra hor mignon gant kalon da embann e levriouigou e brezoneg mat. Ra vezo meulet ha trugarekaet gant an holl.

HISTOIRE DE BRETAGNE POUR LES ENFANTS, *gant an Abad H. Poisson, Moulerez Kenwerzel Breiz, Roazon. — Priz : 4 lur* (*e gwerz e ti an oberour, 14, rue Legraverend, Roazon, K. R. 8.307, Roazon*).

Setu amañ eul levr mat, a oa ezomm anezañ, dreist-holl abaoe ma ranker deski Istor Breiz en holl skoliou kristen en eskoptiou 'zo. Pep kentel a zo enni eun diverradur, moulet e lizerennou teo, ha goude, eur pennad-lenn dibabet-mat ha dudius. Berr-kenañ eo ar c'henteliou, hag an dra-se ivez a zo mat. War a glevan, emañ tud e soñj trei al levr-se e brezoneg. Talvoudusoc'h a se e vefe evit bugale Vreiz-Izel.

R. H.

# NORD-OKCIDENTO

NOVEMBRO 1930

11

Antaŭ kelkaj tagoj, mi ricevis leteron de S-ro W. H. Harris, unu el la pioniroj de Esperanto en Kimrujo.

Jen kion li skribis :

« ... mi faris prelegon pri « Esperanto kiel Internacia Lingvo » che la Konferenco de la Kimra Nacia Partio.

« Mi bedaŭras diri, ke la ricevo de mia argumento estis treege malamika. Antaŭjughoj regis la diskutadon, — *clichés* pri la nekapableco de « artefarita » lingvo, k. t. p. Unu parolanto preferis « vivantan infanon » (= « natura » lingvo) ol « malvivan pupon » (= Esperanto) ! La kritikoj estis pure detruaj, — ne konstruaj...

« Jen estas kampo, — la interkelta, — kie oni bezonas komunan interkomprenilon, kaj la Keltistoj estas kontentaj je franca (se oni estas Bretono) kaj angla (se oni estas Kimro, k. t. p.) ! Estas domagho ; estas bedaŭrinde. »

Dum mia lasta vojagho en Kimrujo, mi ankaŭ spertis la nepopularecon de Esperanto, precipe inter la intelektuloj.

Sed tio ne estas speciala fenomeno. Tio aperas pli-malpli en chiu lando. Tial mi volas ekzameni ghiajn kaŭzojn.



Antaŭ chio, oni ne diru, ke la kontraŭuloj de Esperanto estas chiuj, nek inteligentaj nek sinceraj. Tio ne estus inda metodo de diskutado, kaj krome, ne estas vera.

1. Lingvo, kies elementoj estis kunmetitaj de unu homo, povas nur malplachi al la plimulto de l'homaro. Lingvo elpensita kaj kreita de alia persono vekas en ni nefidon, kaj samtempe senton similan al jhaluzo. Oni ne kritikas « naturajn » lingvojn, char ili imponas al chiuj per sia karaktero de neevitebleco. Sed oni volonte kritikas lingvon, kiu estas tiel, kiel ghi estas, nur char ghia kreinto decidis tion.

2. Esperanto malkonfirmas la teoriojn de la moderna lingvoscienco, kiu konsideris ghis nun la lingvon kiel « natura » fenomeno, kun « natura » evoluo, laŭ determineblaj leghoj. Tiuj teorioj regas la mensojn de preskaŭ chiuj intelektuloj en nia tempo, — ech inter la partianoj de « artefarita » helplingvo, naskinte la « idistan » tendencon. Eble dum la 18-a jarcento Esperanto ne estus trovinta tian baron.

3. Esperanto « teorie » kapablas anstataŭigi chiujn aliajn lingvojn por internacia uzado. Sed « fakte » ghi ne faras tion. La scienca kaj teknika literaturo, bezonata de chiu intelektulo en lia propra fako, estas redaktita, redaktata kaj redaktota en angla, franca, germana, k. t. p. Kompare kun tiuj nacilingvaj literaturoj, la esperanta literaturo ne gravas. Kaj pli malkvietige, la proporcio chiutage kreskas malfavore al Esperanto.

4. Fine, homo kiu volas uzi Esperanton, bezonas kuraghon kaj sindonemon.

Estas sendube, ke la estonto forigos tiujn barojn. Sed ili ekzistas, kaj estas sufiche potencaj por paralizi, — provizore, — la plej konvikan propagandon kaj la plej noblajn klopodojn.

ROPARZ HEMON.

---

## NOTENN A BOUEZ BRAS

1° Pa skrivit d'imp, lakait *atao* ar chomlec'h-mañ :

M. l'Administrateur (pe : M. le Directeur)
de *Gwalarn*
Boite Postale 75
BREST (Finistère)

2° Na skrivit *morse* d'eur chomlec'h all. Na lakait ket ano hor merour, hor rener pe hor c'henlabourerien war ar golo, dreist-holl pa gasit arc'hant pe eul lizer pe eur pakad bennak dre bost erbedet.

3° Hor paeit *atao* dre bostchekenn :
C.C. 96-38, Rennes.

*En doare-se e viot servijet buan*
*ha ne vo ket a lizerou*
*nag a bakadou kollet*

NOTENN. — Koumananterien *Gwalarn*, pa gemm o chomlec'h, a zo pedet da gas d'imp pevar real evit ar mizou.


EUL LEVR NEVEZ EVIT AR BOBL
EVIT BUGALE AR SKOLIOU

**MARVAILHOU AR VRETONED**

DRE AR POST : 5 LUR
(DISKONT PA GEMERER DEK DA NEBEUTA)

MEVEN MORDIERN

**ISTOR AR BED**

(EIL LEVRENN)

DRE AR POST : 10 LUR

" Setu amañ, gant ar Sketla Segobrani hag an Notennou diwar-benn ar Gelted Koz, al levr en em gav ennan skouer ar brezoneg nevez, ar brezoneg da zont.

...Ra vezo graet degemer mat... d'eul levr savet gant kement a ouiziegez, a aked. Sal ma vefe etre daouarn an holl baotred yaouank war o studi er skolajou, ha gantañ, avat, geriaduriou an AoAo. Ernault, Vallée ha Roparz Hemon! "

E. ar Moal (" Breiz ", 24 eost 1930)

ROPARZ HEMON

ENKLASK DIWAR-BENN STAD AR BREZONEG E 1928

gant eur droidigez esperantek ha kartennou.

Dre ar post : 4 lur

ROPARZ HEMON

GERIADURIG ESPERANTEK-BREZONEK

Dre ar post : 4 lur

ROPARZ HEMON

COURS ÉLÉMENTAIRE DE BRETON

levrig kenta

Dre ar post : 3 lur.

Lennit !

# Breiz Atao

Kelaouenn Strollad Emrenerien Vreiz
Sizuniek
e brezoneg hag e galleg
koumanant-bloaz ; 15 lur.
renerez ha mererez : B. P. 182, Roazon,
(C. C. 25-29 Rennes)

# Dihunamb

10, rue du Gaz, an Oriant
miziek : 10 lur ar bloaz.

# Feiz ha Breiz

4, rue du Château, Brest
miziek : 12 l. ar bloaz ; C. C. 44-40 Roazon.

# Breiz

An Ao : Le Clec'h
Recteur de Coadout
Sizuniek : 15 l. ar bloaz ;
C. C. 48-82 Roazon.

# EMBANNADURIOU GWALARN

1926

J. Kerrien. — AR ROC'H TOULL. — Diviet.

J. M. Synge. — WAR VARC'H D'AR MOR. — 2 lur 25.

1927

Roparz Hemon. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ. — 6 lur.

T. C. Murray. — NEVEZ-AMZER. — 4 lur.

TONKADUR BUGALE TUIREANN. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG AN DOUR. — 5 lur.

GERIADUR GALLEK-BREZONEK A GORFADUREZ. — Diviet.

1928

Aeschulos. — PROMETHEUS EREET, AR BERSED. — 12 lur.

B. Potter. — PER AR C'HONIKL. — 1 lur.

G. Th. Rotman. — PRINSEZIG EN DEUR. — 5 lur.

H. Andersen. — PLAC'HIG VIHAN AR MOR. — 3 lur 60.

Roparz Hemon. — GERIADURIG-DOURN BREZONEK-GALLEK. — 22 lur.

Roparz Hemon. — YEZADUR BERR AR BREZONEG. — 3 lur.

Roparz Hemon. — DISTAGADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

AR SIMBOL. — 0 lur 50.

1929

Meven Mordiern. — ISTOR AR BED, levrenn I. — 14 lur.

M. Gourlaouen. — LEVR AL LOENED. — 1 lur 75.

A. Blok. — AR PLAC'H DIANAV. — 4 lur.

G. Th. Rotman. — NIJADENN AN AOTROU SKANVIG. — 5 lur.

A. Brizeug. — TELENN ARVOR, FURNEZ BREIZ. — 6 lur.

Roparz Hemon. — REIZSKRIVADUR AR BREZONEG. — 3 lur.

Imprimerie Commerciale de Bretagne, Rennes

*Ar Merour* : Y. DREZEN.

